# CANNEN SPIRITUEL

## AR BUHÉ

# SANT COSMAN HA SANT DOMIAN,

## DRÉ BEHANI PARRÆSIÉNED NAIN

E ingage er Berhinderion

*De gannein guet-hai gloer ou Fatromed.*

*Ton* : Sanctorum meritis. . .

Perhinderion, cannamb miracleu bras hur Sænt;
Inouramb er victoër ar er hed e feahent.
Ind e lar demb ebué ou héli guet courage,
Eit partagein ou héritage.

Damb ol de adorein ou relégueu santel;
En dès groeit miracleu eit calz a dud fidel,
Ni zeh a galon goulen ou secourieu
Dé ha noz dré hur pedenneu.

Sant Cosman ha Domian, gannet én Arabi,
Zou patromèd a Nain, hac hur recour bras ni;
A galon béemb dehai én durand hur buhé,
Ha ni vou secouret guet-hai.

Ag er guér a Égé é mant ou deu sàuet,
A dud vad ha devot, dré noblanç distinguet :
Ol en dud é peb léh e chomé forh souéhet
D'oh ou guélèt quen ıspridet.

En neu vrér a vihan e bum ras ol de Zoué,
Hac eit gobér guèllan, ind e bum breparé,
Eit salvein meannen dré galz a remédeu,
De huellat peb sort elinhuéden.

Noz ha dé, é sigur visitein en dud clan,
E cavent gùel eu tu de salvein ou mean,
Hac èl-cé é laquent tud barbar ha payan
De vout ag er-ré santelian.

Doué, eit recompausein ou madeleah salvus,
E ras d'ou remèdeu effédeu marveillus,
A bartout d'ou bavet é té ol en dud clan
Hemb pai é buellent peb-unan

Partout é léh ma bé bur Sænt caranténs,
Ne brent meit soulagein en ol dud maleurus,
Hac imbèr ol er vro ou sellé èl deu Zone
E sauvein er-ré bum gollé.

Lucifér é buélèt en ol dud e salvent,
Eit assai distrugein er Fe a berdegnent,
E houssas Lysias de laquat hur Sænt bras
D adorein ou douéèd digas.



Forcet d'ou adorein , pé de vout tourmantet ,
Ne hrent meit disprisein furi en tirantèd
Er barbar é connar , é huélèt ou hourage ,
Ou zourmanté hemb avantage.

Er mor en ou zaulas eit achihue ou buhé ,
Mæs un æl ou zennas hac ou sauvas arré ;
Nezé en dén cruel e hras d'er vartirèd
Souffrein tourmanteu diremèd.

Ou horv a béhieu , dré er hrassan tourmant ,
Guet tan-flam , scribuelleu ha peb sort instrumant ;
Lyaiaa diræson ou fond é peb fæçon ;
Mæs n'hel quet feahein ou balon.

Èl un oén é varhuant hemb dihuen na clemmein ,
Græç Doué , e gonservant , ou laqua de ganneiu ,
En ueu Sant dibennet , ou inean délivret
E sàn d'en nean guet en æléd.

Dén ne hel comprenein er bussance , er joyeu
E ra Doué eit paiein quement a dourmanteu ;
Eurus-ind é peb mod , hac er bouvoér brasan
On dès de secour peb-unan.

A bep corn ag er vro é té ol en dud clan
De visitein béiau Cosman ha Domian ,
Ol é cavent guet-hai ramédeu asauret
Doh clinhuèd ha doh er péhèd.

Tri mil guéh parræs Nain, hac er berbiudarion
Deit a bèl d'ou chapel, d'ou fedain a galon,
E zou bet testeu sûr a galz a secourieu
Ou dès reit éo ol clinbuédeu.

Patromèd caër a Nain, ni bou pèd a galon,
Reit-temb ni ol ebué remèd d'hun affliction;
Hac en ol dangérieu, goarnet hun iueanueu
A gouéh é peb sort pébedeu.

**FIN**



Moület é Guénéd, e ty J.-M. GALLES.

